# BOMBARDAMANT
## TANGER HA MOGADOR,
**Gant an A. Prinç a JOINVIL,**

HA

## VICTOR ISLY,
**Gouneset gant ar Marichal BUGEAUD,**

VAR AR MAROQINET.



*Var ton Potret Loguivy.*

CANOMP, Breizis, gant joa güirion,
Eus a greiz hor c'halon,
Triomph hon armou
Var hon adversourien,
A bae o c'hrimou
Evel güir draïtourien.

Impalaër ar Maroqinet,
Abd-er-Rahman hanvet,
Leun a draïtourach
Enep ar Gristenien,
A deu gant arrach
D'attaq' ar Francisien.

Mes hor Prinç vaillant a JOINVIL,
Harros meurbet habil,
Gant e escadren,
Hep van ouz nep danger,
En em rent souden
D'assieji Tanger.

Ractal e laqa bombardi
Ar guær-ze enemi,
Hac hor c'hanonniou,
Carguet oll a vindraill,
A vrêv ar fortchou,
O distruch bac o draill.

Diouc'h-tu m'en deus o fulluc'het,
Hac ar guær soumettet,
E parti qerqent
Da glasq c'hoas gloar, enor,
Ha prest eu em rent
Dirac kær Mogador.

Ar Prinç vaillant neuze ractal
A gommand ar signal :
Qerqent eur gurun
Obuzou, bouliji
Ar fort a vruzun ;
Na ell rezista mui.



A uz Mogador na velet
Nemet eur boul moguet.
An tân en fulor
A zistruch, a ravach :
Eur spont, eun horrol
Voa guelet ar c'harnach.

Abd-er-Rahman, te, den impi,
Zo caus d'an arvest cri;
Te deu da c'hervel
Varnoud ar maleuriou;
Eus eur seurt brezel
Eo victim da bobliou.

Ar Prinç a voa atao placet
E penn e zoudardet,
Ouz o excita,
Dre ar brassa vaillanç,
Da zont da flastra
Adversourien ar Franç.

Pavillon ar Franç gant enor
A flot var Mogador.
Hon adversourien
O deus anavezet
E zoamp trec'hourien,
Hac int en em rentet.

Enor ha gloar ra vo rentet
D'hor Prinç meurbet caret,
Pini n'em expos
Dre ar gourach vrassa,
Hep qemer repos,
D'an dangeriou goassa.

Ar Roue, vel un tad tener,
A scrif prest d'e Vab qer,
O tont d'er meuli,
Hac e oll eqipach,
En em sacrifi
Dre ar brassa courach.

Evel Tad mad ha güir Gristen,
Ec'h adress e beden
Da Vestr an ênvou,
Da veza preservet
En oll dangeriou
Ar Prinç, e Vab caret.

Ne gav qet ar Maroqinet
Int bet avoalc'h frottet:
Attaq' reont c'hoas
Hon arme a Alger;
Mes bras vo o gloas
Abars nebeut amzer.

Dont a reont d'hon attaqi
Er_blenen a Isly.
Daou-uguent mil den
O d'oa en o arme;
Hon eiz mil hepqen
Zo trec'hourien varne.

Ar Marichal Bugeaud neuze,
Er penn eus e arme,
Leun eus a gourach,
E guis güir Francisien,
A güez gant arrach
Var hon adversourien.

Chadennou a voa preparet
Gant ar Maroqinet,
Leun a arroganç,
D'erren ar Francisien;
Mes daoust d'o bombanç,
Int dispennet souden.

Eur gourach ar vrassa meurbet
Voa en hor zoudardet :
« Trec'hel pe mervel »
Voa o divis hepqen :
Vel eur bar avel
Dre oll int trec'hourien.

Arme vras an enemiet
A zo oll distrujet.
Nombr a zrapoyou,
A dantennou ive
Ha niver a draou
Zo dilezet gante.

Bataill Isly vo anaveet
Dre bêvar c'horn ar bed
Vel gûir desteni
Eus ar brassa vaillanç
Var an enemi
A rouantelez Franç.

An Impalaèr Abd-er-Rahman,
O velet n'elle maun,
En deus goulennet
Ar peoc'h digant ar Franç,
Hac eo accordet,
Dre c'hraç ar Brovidanç.

Ar Roue en deveus ractal
Scrifet d'ar Marichal,
D'e drugarecât,
Hac an oll zoudardet,
Ma zint bet trec'h mat
Var an enemiet.

Demeus an niver harroset
Zo en em distinguet
Er vataill vras-mà,
Etouez ar Francisien,
Ne hanvin amà
Nemet unnec hepqen.

La Moricier, Bedeau, Guyon,
Epivent, ha Courson,
Cissey, Trochu,
Ducrest ha Martigny,
Oll potret diouc'h-tu,
Ar Bèg coulz hac Hardy.

Gloar ive deoc'h, soudardet mat,
Atao trec'h er gombat:
Soutenit bepret,
Dre ho prassa vaillanç,
Enor ha respet
Ar pavillon a Franç.

Ar victor n'elle mancout deomp,
Rac Doue voa ganeomp;
E Vam hinniguet,
Carguet a vadelez,
Atao a zo bet
D'ar Franç Protectourez.

Drapoyou Tanger, Mogador,
Testou eus hon enor,
Re Isly ive,
Digasset da Baris,
Zo placet ene
Vel d'hon triomph ar pris.

Canonniou an Invalidet
O deveus bet tennet
D'annonç ar c'hêlou
D'ar Barisianet,
Pere o zelaou
Gant eur joa vras meurbet.

Demeus a fonç hor c'halonou
Rentomp hirio graçou
D'hor Mestr souveren,
Hon Tad, hon esperanç,
A rent trec'hourien
Soudardet vaillant Franç.



Bataill Isly e deveus bet lec'h ar 14 eus a vis eost; bombardamant Mogador, ar 15, deiz Gouel ar Verc'hez; hac e zeo en nosvez ar 14 d'ar 15, etre an diou victor-ze, e deveus ar Brinces a Joinvil laqet ur Brinces yaouanq er bed.

An A. Prinç a Joinvil en deveus eta souhetet eur Gouel mad d'ar Rouanez, e vam, en eur fêçon meurbet glorius.

An A. abat Coquereau, chaloni enorus a Guemper, pehini a voa bet gant an A. Prinç a Joinvil e Santez Helena, o qerc'hat relegou Napoleon, en deus grêt sevel eur chapel, gant pep seurt pavillonou, hac un auter er c'hreiz, ouz traön güern vras lestr ar *Suffren*, hac allumi oll fanalliou ar vatimant. Ar zoudardet a voa oll dindan an armou. An eqipach en antier, reizet var ar pont, ha detachamantchou demeus al lestri all eus an escadren.

Ar Prinç, en e gaëra unlform, evel en deiz ar gombat, hac e oll officerien, a voa presant. Al lestr ne deo mui eur vatimant : un templ eo consacret da Zoue. Ministr hor Zalver misericordius a bign d'an auter, hac an oll a zo en em brosternet en hano an Hini a zo en em sacrifiet evit an oll.

Neuze an aumônier a gân ur zervich vras evit ar re o deus collet o buez evlt o mam-bro.

Un devotion an touchanta a rene eno; ur silanç vras a zalc'het : ne zoat occupet nemet da bedi evit hor breudeur maro er c'hamp a enor.

Impossubl e vez rêi da zantout an effet e deveus produet ar ceremoni zantel-ze, dreist oll er moment solanel e pehini an eqipach antier, an amiral, an officerien, ar vartolodet ha soudardet stouet dirac an Hosti sacr savet gant ar bêleg a uz an oll, epad ma voa ar zoudardet daoulinet, ma presantent an armou, ma teue sioulic ar goaguennou môr da sqêi ouz costeziou al lestr, gant an drous eus an tambourinou o sqei d'ar c'hamp; se bepqen a drouble majeste ar silanç vras a rene etoüez an oll asistantet. Ar galon hepqen a ell compren qementse, mes ar bluen ne ell qet dont d'e scrifa.



E Montroulez, eus a Imprimeri LEDAN, e traôn ru ar Vor.

